WIKIPEDIA

# Krennsaozneg

Ar **c'hrennsaozneg** (*Middle English* e saozneg) zo ur stumm eus ar saozneg hag a veze komzet goude aloubadeg Bro-Saoz gant Normaned Gwilherm an Alouber (1066) betek dibenn ar XVvet kantved, da lavaret eo eus ar Grennamzer uhelañ betek er Grennamzer diwezhat.


Here begynneth the myllers tale

Whilom ther was duellyng in Oxenforde
A riche gnof that gestes hadde to borde
And of his craft was he a carpentre
With hym ther was a poure scoler
Had lerned art but al his fantesye
Was turned to lere astrologye
And coude a certayn of conclusiouns
To demyn by interrogaciouns
If that men asked hym certeyn houres
Whether they shuld haue drought or shoures
Or if that men asked hym what shulde befalle
Of euery thing I may nat rekyn alle

Ur bajennad eus *Canterbury Tales*, gant Chaucer, skrivet e krennsaozneg

Diagent e veze komzet hensaozneg e Bro-Saoz, met gant levezon an Normaned e cheñchas kalz ar yezh-se, a-fet yezhadur, distagadur ha reizhskrivadur. E-pad mare ar c'hrennsaozneg ne oa ket unvan an doare-skrivañ, met e dibenn ar mare-se, ha gant deroù ar moullañ, e oa bet unvanet tamm-ha-tamm ha diazezet e voe ar yezh unvan-se war an doare-komz a oa e korn-bro Londrez. Goude dibenn ar XVvet kantved e reer gant un anv all evit ar yezh komzet e Bro-Saoz hag ober a reer anezhi ar saozneg modern. En amzer-se e teuas kemm etre yezh kreisteiz Bro-Saoz hag an hini komzet e hanternoz Bro-Saoz hag e gevred Bro-Skos, hag a roas-hi ar pezh a anver ar skoteg.

E krennsaozneg e voe eeunaet kalz ar yezhadur a oa en hensaozneg. Da get ez eas an troadoù ha dibennoù an anvioù-kadarn, an anvioù-gwan hag ar verboù. Degemeret e voe er yezh ur bern amprestoù normanek, war tachennoù evel ar politikerezh, al lezennoù, an arzoù, ar relijion ha tachennoù all hag a veze anv anezho e lez ar roue. Geriaoueg pemdez ar bobl a chomas digemm a-walc'h, da lavaret eo gant gerioù germanek, ha antg amprestoù norsek ivez. Kemm a reas an distagadur, dreist-holl hini ar vogalennoù hir hag an diftongennoù.

Ne chom ket kalz skridoù eus mareoù kentañ ar c’hrennsaozneg, rak da neuze e veze komzet normaneg ha skrivet galleg gant an dud uhel ha n’eo ket saozneg. Er XIVvet kantved e teuas ul lennegezh krennsaoznek war wel, gant skrivagnerien evel John Wycliffe ha Geoffrey Chaucer, ken brudet e *Canterbury Tales* hag a vez lennet ha studiet c’hoazh. Tud zo a gred a-wechoù e oa bet skrivet krennsaozneg gant William Shakespeare,[1] met skrivet en doa e yezh deroù mare ar saozneg modern.

## Notennoù

1. Mabillard, Amanda,"Are Shakespeare's works written in Old English? (http://www.shakespeare-online.com/biography/shakespearelanguage.html)." *Shakespeare Online*.